# # 5vet klas > brezhoneg




## Adwelout

☑ **Lenn ha kompren**
Div destenn tennet eus Ur sarpant glas e-barzh ar c'hlas

☑ **Selaou ha kompren**
Keleier an 20 a viz Eost 2013

☑ **Skrivañ**
Gouest out da zeskrivañ div skeudenn
Gouest out da adskrivañ hep ober fazi ebet

☑ **Komz didroc'h**
Gouest out da gontañ da vakañsoù-hañv dre vras
Gouest out da gontañ un darvoud bet c'hoarvezet e-pad ar vakañsoù bras

☑ **Komz / divizout**
Gouest out d'ober goulennoù diwar-benn vakañsoù ar re all

☑ **Yezhadur/geriaoueg**
Kemmadurioù goude ar gerioù-mell
Reolennoù diazez ar yezh

☑ **Sevenadur, istor ha douaroniezh Breizh**

**Anv :**
**Klas :**
**bloavezh-skol :**

# *Ur sarpant glas e-barzh ar c'hlas, 1*




Ha setu neuze ar vestrez da ginnig echuiñ an devezh-skol gant un istor. Digeriñ a ra ur pezh levr ruz, an hini he doa kavet ennañ an daou istor all, *Ar Peroked Glas* ha ***Kevrin** an **arc'h** koad*. Ha da gregiñ :

*En ur vro ma oa stank ar glasvez e veve ur pezh **pikol** sarpant bras. Ken bras, ken hir ha ken tev e oa ma sponte an holl dirazañ. A-bell ne veze ket gwelet al loen, dre ma oa glas evel ar geot, glas penn kil ha lost, glas evel ar geot, glas evel ar gwez. Ha se eo ar pezh 'rae ar muiañ a aon d'an dud. Ne oa nemet pa veze tre en ho kichen e c'hallec'h gwelout e zaoulagad, du, bras, spontus. Ha neuze e tec'he an holl d'ar pevar lamm en ur yudal gant an euzh.*

*A-wechoù, pa veze selaouet mat, e veze klevet ar sarpant o tont a-ruz e-kreiz ar **strouezh**, gant un trouzig a lakae an dud da grenañ ha da sevel o blev a-bik war o c'hroc'hen.*

Peoc'h a zo er c'hlas. Den ne lavar grik. Ha setu a-greiz-holl, o tont eus an trepas, un trouz iskis, evel un dra o ruzañ war al leur. Ar vestrez ivez a dro he fenn, nec'het an tamm anezhi. Gwelout a reomp dorn an nor o treiñ... An nor o tigeriñ...

... Hag ur penn spontus dirazomp.

*(Tennet eus ar pennad 2. Lakaet e brezhoneg gant Mark Kerrain. Embannet gant Sav-Heol, 2010)*

## > geriaoueg

**kevrin *(anv-kadarn)* :** *sekred*
**arc'h *(anv-kadarn)* :** *boest, koufr*
**pikol *(anv-kadarn)* :** *bras-tre*
**strouezh (anv-kadarn) :** *brouskoad*

**> Lenn an destenn a-us ha respont d'ar goulennoù.**
**Ret eo sevel frazennoù klok, verboù displeget enno.**

*1 – Al levr digoret gant ar vestrez-skol a zo e ditl :*
A – Ar Peroked Glas
B – Kevrin an arc'h koad
CH – Ne ouezer ket titl al levr digoret ganti

*2 – Perak e sponte an holl dud pa welent ar sarpant glas?*

______________________________________________

______________________________________________

*3 – Penaos eo daoulagad ar sarpant?*

______________________________________________

______________________________________________

*4 – Petra a oa ret d'an dud ober dezho da gompren e oa ar sarpant o tont?*

______________________________________________

______________________________________________

*5 – «Den ne lavar grik» a dalvez :*
A – Ne oa trouz ebet er c'hlas
B – Reuz a oa er c'hlas
CH – N'ouzon ket

**☑ > Lenn ha kompren**

## *Ur sarpant glas e-barzh ar c'hlas, 2*

AN EUZHVIL! An euzhvil glas! Ur **skrijadenn**! Ar vestrez an hini eo! Savet eo war he c'hador. Ha ni holl da sevel en un taol, ha d'ar red e foñs ar c'hlas.

E-pad ur pennad mat ne weler den ebet o fiñval. A-benn ar fin e klever ar vestrez pennfollet o **c'hagouilhat** un tamm :

- Cho-momp sioul! Cho-momp sioul!

D'ar poent-se e krog an euzhvil da **ruzata** etrezek ar burev, ha gant beg e lost e stlak dor ar c'hlas war e lerc'h. Ken bras eo ken emañ e zaoulagad dirak fri and dimezell Saozon, ha hi bepred en he sav war ar gador.

Ha ni, e foñs ar sal, a zo ken disliv hag ar vestrez, he ne gredomp ket fiñval dorn na troad. N'ouzon ket pegeit e chomomp difiñv evel-se, met a-benn ar fin n'hallomp ket padout ken, hag anat eo e vo reut hon izili ha poan en hor c'horf penn-da-benn.

N'hall ket padout evel-se! N'emaomp ket o vont da chom amañ a-hed ar vuhez, ni en ur bern e foñs ar c'hlas, hag ar vestrez war he c'hador er penn all! Met penaos ober?

Sur a-walc'h e oa an euzhvil-se o soñjal ar memes tra ha ni, rak, a-greiz-holl, setu-eñ o tigeriñ ur pezh mell pikol genoù hag o lammat war an dimezell Saozon evit debriñ anezhi.

*(Tennet eus ar pennad 3. Lakaet e brezhoneg gant Mark Kerrain. Embannet gant Sav-Heol, 2010)*

## > geriaoueg

**skrijadenn** ***(anv-kadarn)*** **:** *mod digomprenus*
*huchadenn* **ruzata** ***(anv-verb)*** **:** *ruzañ war al leur*
**gagouilhat** ***(anv-verb)*** **:** *komz en ur*

## > Lenn an destenn a-us ha respont d'ar goulennoù.
## Ret eo sevel frazennoù klok, verboù displeget enno.

*1 – Piv a zo savet war e gador:*
A – Ar vestrez nemetken
B – Ar skolidi nemetken
CH – An holl dud

*2 – Penaos e teu a-benn ar sarpant glas da serriñ an nor?*

*3 – Kav ur ger en destenn a dalvez «chom hep fiñval tamm ebet».*

*4 – Petra a c'hoarvezo gant ar skolidi ma chomomp pell hep fiñval?*

*5 – Petra a c'hoarvezo goude fin ar pennad? Dit da ijinañ. Skrivañ 100 ger.*

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

**☑ > Selaou ha kompren**

## *Keleier Radio Kerne, 8'*

**Selaou keleier an 20 a viz Eost 2013 ha kloka ar frazennoù pe kav ar respontoù mat.**

**A - ARS**

1 – Roet e vez ARS da ouzhpenn ___________________ a vugale.

2 – Gant ARS e c'hall o zud prenañ _______________________ .

3 – Etre _________ vloaz ha _________ vloaz ez eo ar vugale-se.

**B – Vioù**

1 – Sikouret ez eo ar broduerien vioù peogwir
A – e produont re a vioù
B – e produont re nebeut a vioù
CH – n'ouzon ket

2 – Tennet e vo ___________ milion a vioù eus ar marc'had hag ar vioù-se a vo _________________ .

**CH – Skwat**

1 - ______ den eus broioù ____________ a zo en em staliet en ul leti e-kichen Roazhon.

**D – Motocultor Festival**
1 – Motocultor festival a zo gouestlet d'ar _____________ metal.

2 – Er bloavezh ___________ e oa bet krouet ar festival, hag a vez aozet e-kostez _____________ .

3 – Kavet en deus David Ansker tri den da atersiñ, anvet int : ____________, __________ ha __________ .

4 – Arzourien'zo a zo _________-tre, re all ne reont ket _________ gant an dud a youl vat.

**E – Bollore**
1 – Digoret e vo un uzin nevez en Erge Vras e-kichen __________ . Eno e vo produet batirioù __________ .

2 – Ar batirioù-se a vo implijet e _______________, _______________ hag ivez _______________ .

**F – Boued**
1 - _______________ a oa bet gwerzhet en Alre evit sikour ar gevredigezh «Restos du coeur».

**G – Staj sirk**
1 – A-benn fin ar sizhun e vo gouest ar vugale da ginnig un _______________ .

2 – Rener ar staj a zo e anv :
A – Katell Uguen
B – Erwan Blanchard
CH – Gwenole Jaouen

3 – Ar paotr a zo kouezhet e a zo o tont eus _______________ .

4 – Eus _____________ emañ Tifenn o tont.

**H – Dilojañ gant beloioù**
1 – E peseurt kêr e c'haller dilojañ gant beloioù? ________________ .

2 - __________ bloaz zo e oa bet krouet ar gevredigezh-se.

3 – Ar servij-se a zo :
A – koustus ha poanius
B – marc'had-mat hag ekologel
CH – n'ouzon ket

**I – Mell-droad**
Gounezet e oa bet ar c'hrogad gant skipailh Brest, setu m'en deus tapet __________ poent, hag en em gav er ______________ renk.

**☑ > Skrivañ**




**> skriv 10 frazenn disheñvel, da zisplegañ ar pezh a welez war ar skeudenn**

1____________________________________________________________________________________

2____________________________________________________________________________________

3____________________________________________________________________________________

4____________________________________________________________________________________

5____________________________________________________________________________________

6____________________________________________________________________________________

7____________________________________________________________________________________

8____________________________________________________________

____________________________________________________________

9____________________________________________________________

____________________________________________________________

10___________________________________________________________

____________________________________________________________

**☑ > Skrivañ**



**> skriv 10 frazenn disheñvel, da zisplegañ ar pezh a welez war ar skeudenn**

1____________________________________________________________

____________________________________________________________

2____________________________________________________________

____________________________________________________________

3____________________________________________________________

____________________________________________________________

4____________________________________________________________

____________________________________________________________

5

6

7

8

9

10

**☑ > Skrivañ**

Peoc'h a zo er c'hlas. Den ne lavar grik. Ha setu a-greiz-holl, o tont eus an trepas, un trouz iskis, evel un dra o ruzañ war al leur. Ar vestrez ivez a dro he fenn, nec'het an tamm anezhi. Gwelout a reomp dorn an nor o treiñ... An nor o tigeriñ...

**> pleustriñ war skrivañ brezhoneg reizh : adskrivañ an destenn a-us hep ober fazi ebet**

# *Kemmadurioù goude ar gerioù-mell*

E brezhoneg ez eus c'hwec'h ger-mell.
Tri anezho a zo **resis / strizh** : **AN, AR, AL**.
Tri anezho a zo **amresis / amstrizh** : **UN, UR, UL**.

AN hag UN a lakaer dirak a gerioù a grog gant vogalennoù ha gant D, H, N ha T.

AR hag UR a lakaer dirak ar gerioù a grog gant Y ha gant kensonneoù.

AL hag UL a lakaer dirak ar gerioù a grog gant L.

**Goude ar gerioù-mell e c'hoarvez kemmadurioù.**

An anvioù-kadarn gourel unan a grog gant K hag an anvioù-kadarn lies a grog gant K (nemet anvioù-kadarn tud gourel) a gemm : K > C'H (kemmadur dre c'hwezhañ).

| ***Skouerioù*** | |
|---|---|
| ***Anvioù-kadarn gourel unan*** | ***Anvioù-kadarn lies*** |
| **k**azh, **ar c'h**azh | **k**azetennoù, **ar c'h**azetennoù |
| **k**elenner, **ur c'h**elenner | **k**elennerezed, **ar c'h**elennerezed |

An anvioù-kadarn gwregel unan hag an anvioù-kadarn lies tud a gemm : kemmadurioù dre vlotaat goude ar ger-mell.

Da lavaret eo

| K | P | T | G | GW | B | M |
|---|---|---|---|---|---|---|
| ***G*** | ***B*** | ***D*** | ***C'H*** | ***W*** | ***V*** | ***V*** |

> **D** ne gemm ket goude ar gerioù-mell. Skouer : dimezell, an dimezell.

| ***Skouerioù*** | |
|---|---|
| ***Gerioù gwregel unan*** | ***Gerioù gourel lies tud*** |
| **k**ador, **ar g**ador | **k**elennerien, **ar g**elennerien |
| **p**aner, **ar b**aner | **p**aotred, **ar b**aotred |
| **t**aol, **an d**aol | **t**ud, **an d**ud |
| **g**odell, **ar c'h**odell | **G**allaoued, **ar C'h**allaoued |
| **g**werenn, **ar w**erenn | **gw**eladennerien, **ar w**eladennerien |
| **b**oest, **ar v**oest | **b**ugale, **ar v**ugale |
| **m**antell, **ar v**antell | **m**istri, **ar v**istri |

## > Ret eo gouzout ivez :

Ne gemm ket an anvioù-kadarn lies tud a echu gant **-où**. Skouer : **t**adoù, **an t**adoù.

Ne gemm ket ar gerioù gwregel da heul : **gavotenn, ar gavotenn, plac'h, ar plac'h**

An anv-kadarn gwregel a gemm evel-se : **dor, an nor**

## > Pleustriñ

Implijout an anvioù-kadarn evel ar skouer kinniget. Ar gerioù gant $ a zo gwregel.

| Skouer | levr | Ul levr eo. |
|---|---|---|
| 1 | ki | |
| 2 | kazh | |
| 3 | karr | |
| 4 | kastell | |
| 5 | kelenner | |
| 6 | kere | |
| 7 | kemener | |
| 8 | kan | |
| 9 | kae | |
| 10 | kiger | |
| 11 | kambr $ | |
| 12 | gomenn $ | |
| 13 | plac'h $ | |
| 14 | kontell $ | |
| 15 | bag $ | |
| 16 | bananezenn $ | |
| 17 | merc'h $ | |
| 18 | boutailh $ | |
| 19 | mamm $ | |
| 20 | martolodez $ | |

## ☑ > Yezhadur ha geriaoueg

### *Reolennoù pouezus da anavezout*

1 - E brezhoneg e reer gant div rannig-verb disheñvel : A, E / EC'H / EZ dirak ar verboù displeget.

Implijet e vez ar rannig-verb **A** m'emañ **ar rener pe ar renadenn dra eeun dirak ar verb displeget**.

Implijet e vez **E / EC'H / EZ** en holl zegouezhioù all.

***Skouerioù***

*Me* **a** oar brezhoneg. (me = rener oar)
*Brezhoneg* **a** ouezan. (brezhoneg = renadenn dra eeun)
*Dec'h* **e** oa bet o pourmen e Kemper. (dec'h = renadenn doareañ)

2 – **Gant an elfenn bouezusañ / nevesañ** e kroger ar frazennoù brezhonek. En eil renk er frazenn e lakaer *ar verb displeget*.

***Skouerioù***
**Pelec'h** *e oa* Yann dec'h?
**E Kemper** *e oa* Yann dec'h.

**Piv** *a oa* e Kemper dec'h?
**Yann** *a oa* e Kemper dec'h.

**Pevare** *e oa* Yann e Kemper?
**Dec'h** *e oa* Yann e Kemper.

# *Adwelout : bilañs*

**A – Lenn-kompren : gouest on da ziverrañ an div destenn tennet eus *Ur sarpant glas e-barzh ar c'hlas*. Diverrañ an div destenn e 3 linenn en holl.**

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

**Lenn-kompren-geriaoueg : gouest on da implijout ar gerioù-mañ e frazennoù ijinet ganin.**

* kendi :

___________________________________________________________________

* lesanv :

___________________________________________________________________

* diflukañ :

___________________________________________________________________

* gwennaenn :

___________________________________________________________________

**B – Gouest on da gompren keleier brezhonek. Pleustret e vo en-dro gant keleier ar 17 a viz Gwengolo.**

**> Bilañs an hañv**

E peseurt mizioù e oa bet brav an amzer?

___________________________________________________________________

E kumun ________________ emañ Ylva Fowler o labourat en ur preti ma tebrer boued ________________.

Pa oa o labourat er preti he doa gellet gwelout tud eus ________________ .

Dont a ra an dud evit __________________, ___________________ hag ivez peogwir emañ nepell diouzh ___________________________ .

A-hed ar bloaz hag a-hed ar sizhun e vez digoret ar preti :

❒ ya, gwir eo ❒ n'eo ket gwir

**> Uzin Bolloré**

En uzin digoret en ___________________________ e vo produet batirioù evit

kirri a ya en-dro gant ______________________ .

**> Skol Montessori**
E kumun .... emañ ar skol.

❒ Hent Don ❒ Denvon ❒ Henbont

Krouet eo bet ar skol a-drugarez da ____________________ ha d'ar skolaerez.

_____________ bugel a zo, hag int etre _______ ha ________ bloaz.

Gant ar mod-se d'ober skol e oar ar vugale ober __________ .

Frankiz a zo er skol, ha n'eus reolenn ebet.

❒ ya, gwir eo ❒ n'eo ket gwir

Asambles e ya ar ________________ hag ar _________________ .

**> Produet e Breizh**

Savet ez eus bet ur ____________________ gant "Produet e Breizh".

Savet eo bet an dra-se a-benn gouzout ar pezh a ____________ an dud.

Tost _______________ den o deus respontet d'ar goulennoù.

__________ vloaz zo e oa bet savet "Produet e Breizh".

Malo Bouessel du Bourg a zo .... ar gevredigezh.

❒ rener ❒ prezidant ❒ teñzorer

Goulennoù diwar-benn al labour a zo.

❒ ya, gwir eo ❒ n'eo ket gwir

Goulennoù diwar-benn ar brezhoneg a zo.

❒ ya, gwir eo ❒ n'eo ket gwir

Ouzhpenn ________ embregerezh a zo e Produet e Breizh.

**> Sport**

Goude ar c'hrogad e chom skipailh mell-droad Brest e __________________________ an daolenn.

Skipailh tennis-taol merc'hed __________ a zegemer ur skipailh eus kostez Lille.

Olivier Gac a zo bet kampion ar bed war varc'h-houarn.

❐ ya, gwir eo ❐ n'eo ket gwir

**CH – Yezhadur : kemmadurioù en anvioù-kadarn goude ar gerioù-mell.**

**> Petra eo ur ger-mell ?**
Ur **ger-mell** a zo ur ger a lakaer dirak an anvioù-kadarn hag a dalvez da resisaat anezho. Daou seurt gerioù-mell a zo : ar re strizh (resis), hag ar re amstrizh (amresis).

Pet ger-mell a zo e brezhoneg ? Renk anezho en daolenn.

| gerioù-mell resis | gerioù-mell amresis |
|---|---|
| | |
| | |
| | |

**> Petra eo un anv-kadarn ?**
Un **anv-kadarn** a zo ur ger pe ur stroll gerioù a implijer gant elfennoù all (gerioù-mell, rannigoù-diskouez, gerioù-perc'hennañ) hag a dalvez da aroueziñ boudoù bev, traoù fetis pe difetis. An anvioù-kadarn a c'hall bezañ gourel pe benel, unan pe lies.

**Leuniañ an daolenn gant anvioù-kadarn.**

*** boudoù bev :**

| gourel unan | benel unan | gourel lies | benel lies |
|---|---|---|---|
| | | | |
| | | | |
| | | | |
| | | | |

*** traoù fetis :**

| gourel unan | benel unan | gourel lies | benel lies |
|---|---|---|---|
| | | | |
| | | | |
| | | | |
| | | | |

*** traoù difetis :**

| gourel unan | benel unan | gourel lies | benel lies |
|---|---|---|---|
| | | | |
| | | | |
| | | | |
| | | | |

**> Pet rannig-verb a zo e brezhoneg?**

_______________________________________________________________________

Ar rannig-verb ___________ a vez lakaet dirak ar verb displeget m'emañ ar _______________ pe ar _____________________________ dirak ar verb displeget.

Ar rannig-verb ___________ a vez lakaet dirak ar verb displeget en holl __________________________ all.

*** Sav div frazenn disheñvel gant ar rannig-verb kentañ :**

_______________________________________________________________________

_______________________________________________________________________

*** Sav div frazenn disheñvel gant an eil rannig-verb** :

_______________________________________________________________________

_______________________________________________________________________

Er frazennoù brezhonek e kaver bepred ar verb displeget en ________________________________ . Er renk kentañ e lakaer an ____________________________ pe an hini _________________________ .

*** Skriv pemp frazenn da ziskouez ez peus komprenet ar reolenn-mañ :**

_________________________________________________________________

_________________________________________________________________

_________________________________________________________________

_________________________________________________________________

_________________________________________________________________

**☑ > Bilañs ar frapad**

## *Adwelout : embriziañ*

### Da varregezhioù e dibenn ar frapad-mañ :

☑ **Implijout kemmadurioù goude ar gerioù-mell**
- ❐ gouest on
- ❐ war an hent mat emaon
- ❐ n'on ket gouest

☑ **Kompren keleier brezhonek**
- ❐ gouest on
- ❐ war an hent mat emaon
- ❐ n'on ket gouest

☑ **Skrivañ diwar-benn skeudennoù broioù pell**
- ❐ gouest on
- ❐ war an hent mat emaon
- ❐ n'on ket gouest

☑ **Adskrivañ difazi un destenn verr**
- ❐ gouest on
- ❐ war an hent mat emaon
- ❐ n'on ket gouest

☑ **Komz didroc'h diwar-benn da vakañsoù**
- ❐ gouest on
- ❐ war an hent mat emaon
- ❐ n'on ket gouest